WIKIPEDIA

# Henbruseg


Levr katekiz henbrusek

An **henbruseg**, pe **henbrusianeg** (a vez graet **boruseg** anezhañ ivez), zo ur yezh indezeuropek baltek aet da get e dibenn ar XVIIvet kantved, da-heul aloubadeg Prusia gant ar varc'heion deutonek (kroaziadegoù balt) ha trevadenniñ ar vro gant an Alamaned d'he heul. Ur yezh eus strollad yezhoù baltek ar c'hornôg e oa. Komzet e veze etre ar stêrioù Vistula ha Nemunas.

Hiriv an deiz e vez klasket gant tud zo, e korn-bro Klaipėda pe en oblast Kaliningrad (ez-Prusia ar Reter), adsevel an henbruseg diwar roudoù anezhañ miret e skridoù zo ha dre geñveriañ gant yezhoù baltek ar reter. Neoazh, ur gentyezh eo ha neket an henbruseg orin.

| Henbruseg ('Prūsiska Bilā, Prūsiskan') | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Prusia |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | aet da get<br>(komzet e vez un henbruseg adsavet gant un nebeud arbennigourion avat) |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek<br>- Yezhoù baltek-slavek<br>- Yezhoù baltek<br>- Yezhoù baltek ar c'hornôg<br>- **Henbruseg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | neblec'h |
| Akademiezh : | |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | |
| ISO 639-2 | |
| ISO 639-3 | prg |
| Kod SIL | |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |



Tachenn ar yezhoù baltek. An hini ma veze komzet henbrusianeg zo livet e limestra.

---

Adtapet diwar « https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Henbruseg&oldid=1810395 »

---

**Kemmoù diwezhañ degaset d'ar bajenn-mañ d'an 9 Du 2018, da 15:47.**